# Bouriateg

Ur yezh altaek eus skourr ar yezhoù oiratek-c'halc'hek eo ar **bouriateg** (*buryat*), komzet gant tro-dro da 450.000 den en holl e Hulun-Buyr e Mongolia an Diabarzh e Sina (65.000 den e 1982), e biz Mongolia (64.900 den e 1995 pe 2,5% eus ar boblañs), hag e Buryat-Mongol e Rusia (Azia) (318.000 den e 1990).

E Sina e vez renket ez ofisiel dindan ar mongoleg. Disheñvel eo doare-yezh pe bro dre ma'c'h int bet levezonet gant yezhoù disheñvel: E Mongolia eo bet levezonet-don ar yezh gant ar mongoleg unvan hag implijet e vez ar mongoleg eno evel yezh dre skrid. E Rusia, avat, e lec'h ma vez skrivet gant al lizherenneg kirillek hag implijet evel yezh dre skrid eo bet levezonet-don gant ar ruseg.

Meur a rannyezh ez eus a vro da vro:

- **Bargoueg** (*bargu*): Sina
- **C'horieg** (*khori*): Sina, Mongolia, Rusia
- **Agaeg** (*aga*): Sina, Mongolia
- **Ec'hiriteg** (*ekhirit*): Rusia
- **Oungagg** (*unga*): Rusia
- **Ninzneg-oudinskeg** (*ninzne-udinsk*): Rusia
- **Bargouzineg** (*barguzin*): Rusia
- **Tounkaeg** (*tunka*): Rusia
- **Okaeg** (*oka*): Rusia
- **Alareg** (*alar*): Rusia
- **Boc'haneg** (*bokhan* pe *bohaan*): Rusia
- **Boulagateg** (*bulagat*): Rusia

**Bouriateg (*Бурлад, Buryaad*)**

**Perzhioù**

| | |
|---|---|
| Komzet e : | Rusia |
| Rannved : | Bouryatia |
| Komzet gant : | 318 000 (1990) |
| Renkadur : | goude 100 |
| Familh-yezh : | Yezhoù altaek |

- Yezhoù mongolek
  - Mongoleg ar reter
    - C'halhc'heg-bouryateg
      - **Bouryateg**

**Statud ofisiel**

| | |
|---|---|
| Yezh ofisiel e : | Bouryatia |
| Akademiezh : | - |

**Kodoù ar yezh**

| | |
|---|---|
| ISO 639-1 | |
| ISO 639-2 | bua |
| ISO 639-3 | |
| Kod SIL | MNB |

Sellit ivez ouzh ar pennad Yezh.

## Gwelet ivez

- Yezhoù mongolek ar reter
- Yezhoù altaek

**Porched ar yezhoù hag ar skriturioù** – Adkavit pennadoù Wikipedia a denn d'ar yezhoù.